# REOLEN

# TREDE-URS SANT FRANSÈS

## EVIT TUD AR BED



KEMPER
MOULLET E TI ARSÈNE DE KERANGAL
Mouller an Eskopti
1887

# REOLEN

# TREDE-URS SANT FRANSÈS

## EVIT TUD AR BED



KEMPER

MOULLET E TI ARSÈNE DE KERANGAL –

Mouller an Eskopti

1887

PERMIS D'IMPRIMER.

† D. Anselme,

O. S. B.

Évêque de Quimper et de Léor

# STATUD

WAR

# REOLEN TREDE-URS SANT FRANSÈS

EVIT TUD AR BED

ROET GANT

HON TAD SANTEL AR PAP, LEON XIII

*Misericors Dei filius....* Map Doue, leun a drugarez, o rei d'an dud eur zuj eaz hag eur beac'h skanv da zougenn, a zigor evel-se d'an holl hent ar vuez hag ar zilvidigez. War he lerc'h en deuz lèzet an Ilis, savet gant-han evit kaout he c'halloud hag ouspenn he drugarez war an douar, evit kenderc'hel ivez, e peb oad gant he garantez, ar grasou braz en deus prenet d'an dud o vervel evit-ho. Evel e kement a reaz Jezus-Krist epad ma veve war an douar hag enn holl gelennaduresiou a roaz epad an amzer-ze, e paraz dirak an holl he furnez be-

pred hegarad, he vadèles ker braz ne voe evelhi biskoaz madèlez er bed, evel-se ivez, e kement urs santel a zo savet enn Ilis katholik, e c'heller gwelet e pep leac'h eur vadèlez euz ar re vrasa. Dre eno, an Iliz a zo hevel oc'h Doue *a zo karantez*.

Ar vadèles-se euz hor mamm zantel an Iliz a zo o reiza pep tra gant furnez, muia ma c'hell, o c'hober he lezennou dioc'h an amzer ha buez an dud hag o veza atao leal-meurbed er gourc'hemennou a zo dalc'het ar gristenien da viret. Karantes kre ha paduz an Ilis, stag c'hoaz oc'h he furnez, a ra d'ezhi derc'hel he c'helen bepred hevel, evit-hi da zench gant skiant he reiz hag he gouarn.

Enn Hor garg a Bab hag o reiza Hor spered hag Hon ene hervez ar gwirionesiou-ze, e lakeomp ez eo hon dever barn e-leal an amzer a ren, poeza kompes pep tra evit mirel na zistroïo den dioc'h ar vertusiou, dre gaout ez int re ziez da heuilla. Dre-ze, ez eo plijet d'e-omp hirio lakaat dindan al lèzen-ze tud ar bed euz a Drede-Urs Sant Fransès, ha gwelet gant aked ha ne vije ket mad souplaat eun tamm nerz ho reolen, hon amzer-ni o veza dishevel dioud an amzeriou a-raok.

5 E-kreiz fô hor c'harantes kristen, hor beus

skrifet d'ar bed katholik diwar-benn Urs Sant Fransès eul lizer hag a zigor dre ar ger *Auspicato,* ha roet warlene (1882) d'ar 17 euz a viz gwengolo. Skrifet eo bet al lizer-ze gan-e-omp gant ar c'hoant hag ar mennoz hor boa da c'hervel, dre hor peden, ar muia eneou a vije gellet da heuilla ar zantèles kristen. Hag e gwirionez, ar penn kenta euz a gement poan ha droug a gouez war hor penn, euz al lammou a c'hell hon diskar c'hoaz a zo dre n'en em roomp ket d'ar vertusiou kristen. An dud n'int ket ho-unan evit en em zizoania, nag ivez evit distrei an droug diwar-n-ho, nemet dont a rafent, mall gant-ho, hini hag hini hag a-bez holl, war-zu Jezus-Krist : *hen* hep-ken *a c'hell atao savetei ar re a c'halv Doue dre-z-han.*

Holl reolennou Urs Sant Fransès a gas warèeun da viret penn-da-benn lezennou Jezus-Krist, rak ar zant-se ne felle d'ezhan ober euz he zoare da veva, nemet eur skol da zeski gant aked heuilla ar vertusiou kristen. E daou Urs kenta Sant Fransès, gwir eo, ec'h en em c'hwestler d'ar vertusiou bras a gas war-zu Doue dre eun hent strisoc'h ha diesoc'h. Mez an daou urs-se, ne c'hell mont enn-ho nemet eun niver bihan euz ar re ho deuz bet digant Doue ar c'hras da bignat e skeul ar zantèlez,

hervez lèzen an Aviel, gant eur fô hag a zo dibaot da gaout. An Trede Urz a-vad a zo bet savet evit an niver braz. Traou kaer an amzer dremenet hag ar skiant zo desket brema diouthо a ziskouez ar galloud en deuz an Urs-se da lakaat an dud da ren eur vuez vad, hervez ar feiz hag al lezen gristen.

Bez' e tleomp trugarekaat Doue, a zo penn ha skoas pep kelen fur da veza lezet diskouarn ar bobl kristen digor da zelaou hon aliou. Ouspenn a zo c'hoaz, euz a a-leiz a vroïou e teu d'e-omp ar c'hèlou e kresk an devosion e-kever sant Fransès-Asis, hag e kresk ivez an niver euz ar re a c'houlen mont enn Trede-Urs. Dreze, evit digas muioch-mui ar gristenien war-zu an Urs-se, hor beuz lakeat hor spered da zonjal e kement tra a vije evit miret oc'h an eneou da zont stankoc'h-stanka enn-han, pe a c'hellje ho dale war an kent-mad-se. Da genta, oc'h evesaat oc'h reolen an Trede-Urs bet kavet mad ha roet ivez evit mad gant Nikolas IV, Pap enn hor raok, enn he Statud Abostolik *Supra Montem*, euz an 12 a viz eost 1829, hor beus kavet ne zere ket a-walc'h oc'h an dud hag oc'h an amzer zo brema. Dre na c'heller miret ar reolenze penn-da-benn nemet gant poan ha diezamant braz, ez eo bet red, beteg-hen, war goulen tud

an Trede-Urs, rei dispans euz a galz a draou, aliez ar re wella da viret. An dispans-se, piou n'her goar er-vad ? ne c'hell beza roet heb ober gaou oc'h reolen an holl.

Eun dra all a ioa c'hoaz enn Trede-Urs hag a ioa red d'e-omp lakaat evez out-han. Ar Babed Santel enn hor raok, douget ho c'haloun da ziskouez ho madèlez e-kever an Tre-Urs, abaoue ma voa bet savet da genta, ho deus staget kalz induljansou braz out-han, evit ma c'hellje ar re a ioa ebars paea ar boan dleet d'ho fèc'hejou. Gant an amzer, an induljansou-ze a voe diez ho difuilla war meur a dra. Ac'hano e save tro hag abeg aliez da ziviz hep vad ebed, evit gouzout pegoulz e voa mad induljanz an Tad Santel ha bete pegeid e c'helle mont. War gement-se, evit gwir, sklerijen ar Babed Santel ne d-eo bet morse re-verr, hag ar Pap Beneat XIV, dreist holl, enn he Statud *Ad Romanum Pontificem* euz ar 15 a viz meurs 1751, a sklèreas kement tra a ioa tenval a-raok. Abaoue, meur a dra all a zo deut da nèvezi an denvalijen.

O sonjal e kement-se, hor beuz hanvet, e Kongregasion an Induljansou hag ar Relegeïer santel, Kardinaled karget da welet piz petra voa gwechall-goz Reolennou tud an Trede-

Urs, hag ouspenn petra voa ivez an induljansou hag ar privilachou a ioa stag oc'h an Urs-sé. Karg ho doa c'hoaz, ar Gardinaled-se, da lavaret d'e-omp dre skrid, goude poeza mad pep tra hervez an amzer gwechall hag an amzer brema, ar pez a ioa da zerc'hel ha da zench. Great ho labour gant-ho hervez hor gourc'hemen, ar Gardinaled-se a voe ali d'e-omp da zouplaat al lezennou koz evit ho lakaat kevatal gant boasiou ar vuez a ren an dud brema, o sench eur gentel-bennag euz ar Reolen. Evit ar pez a zell oc'h an induljansou, ho deuz sonjet, herves skouer ar Pap Beneat XIV, e vije fur ha mad, da viret hiviziken na choumje netra e tremar hag ivez na vije great netra a-eneb ar Reolen, terri a-grenn an induljansou roet beteg-hen ha rei re-nèvez da dud an Trede-Urs.

Rak-se eta, evit mad an amzer da zont, evit kreski gloar Doue, rei nerz d'ar feiz ha da bep santèlez, dre al lizer-ma ha dre hor galloud abostolik e nèvezomp hag e roomp, evel a zo lavaret a-raok, Reolen Trede-Urs sant Fransès evit tud ar bed. Arabad eo kredi evelato e ve tennet netra vad e-bed euz an Urs-se a fell d'e-omp a ve dalc'het enn holl d'an holl evel m'ema hag hep kemesk fall e-bed. Bez' e fell d'e-omp

oüspenn hag e c'hourc'hemennomp m'ho devezo tud an Trede-Urs an induljansou hag ar privilachou a zo hanvet ama war-lerc'h, mez bez' e fell d'e-omp ivez e ve torret an induljansou hag ar privilachou a ioa bet roet beteghen gant ar Babed Santel da dud an Trede-Urs, e pe zoare, e pe amzer ha dindan neuz fors pe hano e vent-hi bet roet gant-ho.

---

# REOLEN

## TREDE-URS SANT FRANSÈS

### EVIT TUD AR BED

### PENNAD KENTA.

**Evit mont enn Trede-Urs. — An novisiad. — Ar brovesion.**

§ 1. — Difennet eo lezel da vont enn Trede-Urs oc'h piou-bennag n'eo ket c'hoaz pevarzek vloaz èchu, oc'h an hini ne ren ket eur vuez reiz ha kristen, ne gar ket ar peoc'h ha ne weler ket o c'hober he relijion hervez ar feis ka-

tholik, nag o suja a galoun d'an Iliz romen ha d'an Tad Santel ar Pap.

§ 2. — Ar merc'hed dimezet ne c'hellont mont enn Trede-Urs hep gouzout d'ho friejou nag a-eneb ho bolontez, nemet an tad-kofesour a ve ali d'ezho da ober enn eur c'hiz-all.

§ 3. — Tud an Trede-Urs a zougo, hervez ar voaz a zo, ar skapular bihan har ar gouriz (cordon) ; anez, ne c'hellint ket kaout ar privilachou hag ar gwiriou a zo stag oc'h an Trede-Urs.

§ 4. — Ar re, ken goazed ken merc'hed, ho deuz da vont enn Trede-Urs a rank a-raok ober eur bloavez novisiad penn-da-benn ; goude, pa vezint eat er brovesion, hervez ar c'hiz, e roint ho ger da viret gourc'hemennou Doue, da zenti oc'h an Iliz, ha, ma teufe d'ezho mont a-eneb ho frovesion enn eun dra pe enn eun all-bennag, da ober ar binijen gourc'hemennet.

---

## EIL PENNAD.

**Euz an doare da veva.**

---

§ 1. — Ar re a zo enn Trede-Urs ne dleont ket dougenn gwiskamantchou kaer ha lorc'huz, na klask heuilla gisiou tud ar bed. Ar skiant a

zesko da bep-hini anezho en em wiska deread, hervez he stad ha pep furnez.

§ 2. — Bez' e tleont tèc'het gant ar brasa aked dioc'h an dansou, ar c'hoariou hag ar festou direiz.

§ 3. — Enn dibri hag enn efa ne dleont ket morse klask an traou mata ; easoc'h a-ze e vezo d'ezho gouzout bete pegeid mont. A-raok ha goude pep pred, e pedint Doue gant feiz hag hen trugarekaint euz he vadèlez.

§ 4.— Iun a raint derc'hent gouel Konsepsion dinam ar Werc'hez Vari, hag ivez derc'hent gouel ho zad sant Fransès. Mad e ve d'ezho c'hoaz iun pep gwener hag ober vijel pep merc'her, hervez a lakea reolen goz an Trede-Urs.

§ 5. — Mont a raint bep miz da gofez ha da gomunia.

§ 6. — Ar re euz an Trede-Urs a zo dindan an Ursiou sakr hag a lavar ho brevier bemdez, n'euz netra red d'ezho ouspenn. Mez ar gristenien laïk ne lavaront na brevier nag ofiz bihan ar Werc'hez, ar re-ze a dle lavaret bemdez daouzek *Pater, Ave, Gloria*, nemet ar c'hlenved a virfe out-ho.

§ 7. — Ar re a c'hell ober ho zestamant a dle hen ober e poent hag enn amzer.

§ 8. — Enn ho ziez hag e-touez ho zud. ar

re a zo enn Trede-Urs a dle beza aketuz da rei skouer vad d'an holl, da bedi ha da lakaat pedi Doue noz ha mintin, kerkoulz ha d'en em rei d'an holl oberou mad e-kever ho nesa. Miret ha diouall a raint ho ziez dioc'h al levriou hag ar c'hazetennou fall, ken e gallek ken e brezounek, hag evit miret na deufe den euz ar re a zo dindan ho c'harg d'ho lenn, e tleont ho freuza pe ho dèvi.

§ 9. — Gant a raint eo derc'hel bepred ar garantez hag an unvaniez etre-z-ho hag ar reall, ha, pa c'hellint, e lakaint ar peoc'h e-leac'h ar brezel a ve savet etre tud hag a anavesfent.

§ 10. — Ne douint morse, nemed red e ve d'ezho. Ne zigorint ket ivez ho genou da lavaret treus-komz na tra hudur ebed ; bemdez e tiskennint enn-ho ho-unan evit guelet ar faziou pe an droug ho defe great hed an deiz ; ma kavfent d'en em damall diwar-benn eun drabennag, eo d'ezho diskouez ho glac'har o choum hep fazia ken.

§ 11. — Mont a raint bemdez d'an oferen, ma na d-eo ket diez d'ezho, hag ivez bep miz d'al leac'h ma vezint galvet da vont gant ar re ho deuz da welet war-n-ho.

§ 12. — Pep hini euz ar re a zo enn Trede-Urs a esperno arc'hant, dioc'h he eaz, evit ho

lakaat boutin da dont gant-ho da ober aluzen d'ar re baoura e-touez ar genvreudeur ha dreist-holl ma vent klanv ; an arc'hant-se a dle beza c'hoaz lakeat, lod anezho, da gempenn ha da orni an ilizou, evit ma vezo kaer enn-ho lid ha servich an Aotrou-Doue.

§ 13. — Ar veleïen a ielo da velet ar re glanv, ho c'henvreudeur euz an Trede-Urs, pe a gaso d'ho gwelet unan-bennag euz ho ferz. Ma ve eur gwall-gaouad gant ar c'hlanvour, ar veleïen a lavaro d'ezhan e pe stad ema, evit ma c'hello kaout e poent vad he sakramantchou divèza.

§ 14. — Tud an Trede-Urz euz ar vro hag ar re estren a en em gavfe war al leac'h, a ielo da anterramant ar genvreudeur maro hag a lavaro evit goulenn peoc'h Doue d'ho eneou eun drederen euz ar Rosèra a zo bet savet gant sant Dominik. Ar veleïen epad an oferen, hag ar genvreudeur all, er gomunion a raint, mar gellont, a bedo Doue evit repoz ene ho c'henvreur maro.

---

## TREDE PENNAD.

**Divar benn an ofisou, ar vizit hag ar reolen he-unan.**

---

§ 1. — Ar c'hargou a vezo roet pa vezo ar

genvreudeur holl enn eur vanden, da lavaret eo *asamblez*. Ar c'hargou-ze a bado tri bloaz. Nemet heb abek vad, den ne c'hell choum heb ho c'hemeret nag ivez heb ho ober e koustianz.

§ 2. — An hini a zo hanvet *biziter* a dle goulenn piz ha klask gouzout ha miret mad eo ar reolen. Bez' e tle eta bizita, hervez he garg, al leac'h m'en em gav enn-han an holl genvreudeur beb bloaz, hag aliesoc'h zo-ken, mar deuz ezomm. Gervel a rai d'an *asamble jeneral* ar veleïen hag ar genvreudeur all a zo dalc'het da vont di. Ar *biziter*, ma rank dre gelen pe dre c'hourc'hemen, digas eur c'henvreur d'he zever, pe rei dezhan eur binijen evit he vrasa mad, ar c'henvreur diroudet-se a dle senti war-eeun ha raktal, hep morse kiza dirak ar binijen-ze na lavaret n'he graïo ket.

§ 3. — Ar *viziterien* a vezo kemeret enn Urs-Kenta tadou sant Fransès pe enn Trede-Urs *regulier*, hag hanvet gant ar *Gardianed* galvet da-ze. Karg eur *biziter* ne c'hell beza roet d'an dud laïk pe d'ar gristenien euz ar bed.

§ 4. — Tud an Trede-Urs a ve direiz ha dizent hag a rofe skouer fall, a vezo roet teir gelen d'ezho ; ha ma na blegont ket goude, e vizint lakeat er meaz euz an Trede-Urs.

§ 5. — Ama eo red gouzout mad eun dra, n'eo ket pèc'hejou ar faziou a rear a-enep reolen an Trede-Urs, ma na dorront ket gourc'hemennou Doue na re an Ilis.

§ 6. — Ma ve eun dra-bennag a vraz ha leal hag a virfe oc'h unan pe unan da choum heb heuilla ar reolen-ma penn-da-benn, e ve roet d'ezhan dispans pe eun dra fur bennag all da ober. — Superiored Tadou sant Fransès euz ar C'henta hag euz an Trede-Urs, hag ar vizitèrien a zo bet hano anezho a-raok ho devezo galloud da rei an dispansou a zo lavaret.

---

# ROLL

AN

## INDULJANSOU HAG AR PRIVILACHOU

### PENNAD KENTA.

**Euz an induljansou plenier.**

Tud an Trede-Urs, ken goazed ken merc'hed, goude beza bet o kofez hag o komunia, a c'hello gounid an induljansou plenier enn deisiou merket ama war-lerc'h, ha gant ma raint ivez kement a zo lakeat d'ezho da ober :

I. — Enn deiz kenta ma vezint eat enn Trede-Urs..

II. — Enn deiz ma raint ho frovesion enn Trede-Urs.

III. — Enn deiz euz ar miz ma 'z eont d'ho *asamble,* gant ma vizitint eun iliz ha ma pedint enn-hi, hervez ar voaz vad-ze, evit ezommou an Ilis katholik.

IV. — D'ar 4 euz a viz here, gouel sant Fransès en deus savet an Urs ; d'an 12 euz a viz eost, gouel santes Klèra e deus savet Eil-Urs sant Fransès ; d'an 2 euz a viz eost, gouel Itroun-Varia an Elez, hag ivez da c'houel sant Patron eun iliz a zo enn-hi eur vreuriez euz an Trede-Urs, gant ma teuïo ar genvreudeur da vizita an ilis-se ha da bedi enn-hi evit ezommou an Iliz katholik.

V. — Eur weach er miz, hervez bolontes pep-hini, gant ma vizito gant doujanz ha karantez Doue eun iliz-bennag, o pedi enn-hi epad eun nebeud amzer enn intansionou an Tad Santel ar Pap.

VI. — Pep gweach ma raint eur retred a eiz derves penn-da-benn evit mad ho eneou.

VII. — Pa vezint war ho maro, o lavaret a c'henou an hano santel a Jezus, pe, ma n'int ket evit prezeg, oc'h her pedi a wir-galoun.

Bez' e c'hellint c'hoaz gounid an induljans plenier ha pa na vent ket evit kofes na komunia, gant m'ho devezo eur gwir geuz d'ho fèc'hejou.

VIII. — Diou weach er bloaz e c'hellint gounid an induljans plenier, war boues kaout *bennoz* pe *benediksion* an Tad Santel ar Pap, gant ma pedint enn he intansionou. O pedi enn intansionou-ze, ho devezo c'hoaz an induljans plenier pa ho devezo *an absolven*, da lavaret eo *ar venediksion* enn deisiou a zo lakeat ama war-lerc'h : 1° da Chinivèlez hor Zalver Jezus-Krist ; 2° d'ar Zul Fask ; 3° da Zul ar Pantekost ; 4° da c'houel ar Galoun-Zakr euz a Jezuz ; 5° da c'houel Konsepsion dinam ar Werc'hez ; 6° d'an 19 euz a viz meurs, gouel sant Jozeph, pried Mari ; 7° d'ar 17 euz a viz gwengolo, gouel gouliou sakr an Tad sant Fransès ; 8° d'ar 25 euz a viz eost, gouel sant Loïz, Roue Frans, patron kenvreudeur an Trede-Urs ; 9° d'an 19 euz a viz du, gouel santez Elisabeth euz an Hongri.

IX. — Tud an Trede-Urs a c'hell c'hoaz gounid an induljans plenier eur weach er miz, war bouez lavaret pemp *Pater, Ave* ha *Gloria Patri* evit ezommou an Ilis katholik, hag eur *Bater, Ave* ha *Gloria Patri* all enn intansionou an Tad Santel ar Pap ; an induljansou-ma a zo

evel ar re a c'hounid an dud a ra stasionou Roum hag a vizit gant feiz ha doujanz Doue ar Porsionkul, al Leachiou Santel euz a Jeruzalem hag iliz an Abostol sant Jakès, e Kompostèl.

X. D'an deisiou m'az eo merket ar stasionou er Missel romen, ma vizitont ilizou a zo enn-ho eur vreuriez-bennag euz an Trede-Urs, ha mar pedont eno, hervez ar voaz vad a zo, evit ezommou an Ilis santel katholik, tud an Trede-Urs ho devezo, enn deisiou hag enn ilizou-ze, privilachou ker braz hag ar re ho deuz e Roum ar gristenien estren hag ar Romaned ho-unan.

---

## EIL BENNAD.

**Euz an induljansou n'int ket plenier.**

---

I. — Tud an Trede-Urs, ken goazed ken merc'hed, ho devezo bizitet eun iliz hag a vezo enn-hi eur vreuriez euz ho Urs, hag ivez ho devezo pedet evit ezommou an Ilis katholik a c'hounezo eun induljanz a 7 vloaz hag a zeis gweach daou ugent dervez (7 quarantaines) da zeiz gouel gouliou sakr sant Fransès ; da zeiz gouel sant Loiz, Roue Frans ; da zeiz gouel santez Elizabeth, rouanez ar Portugal ; da zeiz gouel santez Elisabeth euz an Hongri ; da zeiz

gouel santez Mac'harid a Gorton ha da zaouzek dervez all, ar re a garint, gant ma vezint aprouvet gant superieur an Urs.

II. — Gounid a raint eun induljanz a dri c'hant dervez bep gweach ma'z aint d'an oferen pe d'an ofisou all ; pa'z aint da asambleou publik pe bartikulier ho c'henvreudeur ; pa roint lojeiz da eur paour ; pa lakaint ar peoc'h etre an dud pe pa zikourint lakaat ; pa'z aint da eur brosesion-bennag ; pa heuillint ar Zakramant, meulet ra vezo ! pe, ma ne c'hellont he heuilla, ma lavaront oc'h son ar c'hloc'h eur *Bater* hag eun *Ave, Maria* ; pep tro ma lavarint pemp *Pater* hag *Ave* evit ezommou an Ilis katholik pe evit eneou ho c'henvreudeur maro ; pa'z aint da eun anterramant, pa zistroint da ober he zever gristen an hini ne rea ket a-raok ; pa zeskint da unan-bennag ar greden gatholik pe eun dra-bennag all a zo red da c'houzout evit beza salvet, pe, da zivèza, pa raint, enn doare-ze, n'euz fors pe seurt akt a drugarez e-kever ho nèsa.

Tud an Trede-Urs, mar fell d'ezho, ha mad a rafent, a c'hello staga an induljansou-ma, ar re blenier evel ar re n'int ket, oc'h eneou keiz ar Plukator.

---

## TREDE PENNAD.

**Euz ar privilachou.**

---

I. — Ar veleïen euz an Trede-Urs, oc'h peb aoter ma lavaront an oferen, ho deuz ho-unan, tri derves pep sizun, gwir da gaout an aoter privilachet, gant n'ho devezo ket bet ar gwir da gaout ar privilach-se eun dervez all.

II. — Ar veleïen-ze, pa lavaront an oferen enn intansion kenvreudeur maro, ho devez atao hag e pep leac'h an aoter privilachet.

Hag e fell d'e-omp e choumfe holl ha pep tra euz a gement a zo dekretet a-raok, great ha dalc'het evel great mad hag evit bepred, n'euz fors petra ve divezatoc'h ar reolennou, al lizeriou abostolik,er statudou,ar c'hustumou hag ar privilachou a ve great gan-e-omp pe da ober gant ar chanselleri abostolik ha kement tra all a ve a-eneb. Na vezet eta den hag a lakafe e c'hellfe terri, e nep giz nag e nep tra, hor lizeriou-ma abostolik. Ma ve unan-bennag evelato hag a gredfe sevel enn ho eneb enn eun doare-bennag, ra c'houezo er-vad e tenno war he benn droug an Aotrou-Doue Holl-Galloudek hag ivez droug he Ebestel eürus, Sant Per ha Sant Paol.

Rouet e Roum,e-kever Sant Per, ar bloaz euz

a zonedigez hor Zalver mil eis kant tri ha pevar-ugent, an 30 euz a vis mae, ar c'houec'hved bloavez ma'z omp Pap.

C. Card. SACCONI, *prodataire.*

Th. Card. MERTEL,

Visa de la curie : I. vicomte d'Aquila.

Leac'h ar ✠ ziel.

*Kahieret e ti sekretour ar Brefou :*

I. CUGNONI.

---

## PEVARE PENNAD.

### Spered ann Trede-Urs.

---

Petra eo spered an Trede-Urs ? A-raok dont d'ar goulen-ma, ez eo mad gouzout ha Statud *Misericors Dei Filius* great gant an Tad Santel ar Pap, Leon XIII, (he-ma a lavar e berr gomzou ar senchamantchou great e reolen sant Fransès) ne d-eo ket eur reolen nèvez ? An hini zo-ken en deuz great ar Statud, an Tad Santel ar Pap he-unan, a zifuill ar guden. Goude beza lavaret e sencho eur pennad-bennag evit *lakaat al lezennou koz hervez ma'z eo boasiou ar vuez a zo brema e-touez ann dud*, vikel Jezuz-Krist a lavar c'hoaz goude : « Nèvezi ha kaout great

mad a reomp, evel a zo bet lavaret a-raok, Reolen Trede-Urs sant Fransès evit tud ar bed. Arabad eo kredi evelato *e ve tennet netra vad e-bed euz an urs-se a fell d'e-omp a ve dalc'het holl evel m'ema hep senchamant e-bed.* »

Al lavar sklear-ze aberz hon Tad Santel ar Pap ne ket bet kre a-walc'h, e kement-se, evit lakaat ar peoc'h e darn sperejou zo. Hon Tad Santel, o komz euz an Trede-Urs, en deuz lavaret gweach ar ger *breuriez,* gweach eur ger all-bennag hevel; ha sètu perak darn ho deuz goulennet ha n'oa ket an Trede-Urs lakeat evel eur vreuries simpl. War gement-se, eo red klèvet komzou an Tad Santel enn audianz a roaz, ar 7 euz a viz gouere 1883, d'ar pevar Jeneral euz a Urs sant Fransès :

« Eur re-bennag ho deus kredet, goude anaout ar Statud nèvez *Misericors Dei Filius,* e voa digaset an Trede-Urs da veza evel eur vreuries simpl. Ne ket an dra-ze a zo enn hor spered ; mez, evel hor beuz lavaret, natur an institut-se a zalc'h da veza evel ma'z oa a-raok ha ne ket eur vreuriez simpl eo, eun Urz e-gwirionez eo a-vad... »

Ar c'homzou-ze a ziskoulmo pep mar. Hag ouspenn, n'euz nemet studia gant pouez petra eo spered Reolen an Trede-Urs, evit gwelet e

voa red ober ar senchamantchou a zo great.

Brema, petra eo eta spered an Urs-se a Binijen ?

Evit lakaat mad er penn petra eo, e ranker digas da zonj euz ar pez a voe penn-kaoz ma voe savet an Trede-Urs-se. *Luchesio* hag he c'hrek devot *Bona-Donna* a bedaz eun deis sant Fransès da ober d'ezho eur reolen a vuez hervez ho stad. « A-nèvez zo, eme ar Zant, eo deut d'in ar zonj da zevel eun Trede-Urs a c'helje enn-han an dud dimezet servicha gwelloc'h an Aotrou-Doue, ha va c'hreden eo ne rafac'h netra ebed gwelloc'h eget mont enn Urs-se. » Nebeut goude, er bloaz 1221, sant Fransès a skrife he drede reolen. Er bloas-se zo-ken, ar Pap Innocent III a roe, evit an Institut-se, ar Bref *Significatum est.* Ar Pap Nicolas IV, er bloaz 1289, enn he Statud *Supra montem,* a skrif Reolen an Trede-Urs, o rei ouspenn aliou mad, evel a lavar he-unan enn he lizer-bull *Unigenitus* (1290). Er skrid divèza-ma e ro a-vouez huel he c'hrad-vad da Reolen an Trede-Urs kresket enn doare-ze. Hon Tad Santel ar Pap Leon XIII, enn he Statud *Misericors Dei Filius,* a gav mad ivez Reolen sant Fransès, nemed e sench enn-hi eun dra-bennag, o nèvezi traou all a ro goude

d'ar bed kristen evel eun doare euz ar re wella *da c'hervel ar muia eneou a c'hellor da gaout ar zantèles kristen.*

Ar pez a c'hoantea an Tad sant Fransès, o sevel an Trede-Urs, co rei d'an dud ne c'hellent ket kuitaat ar bed eun doare da veva evel pa ne vijent mui euz ar bed. « Sevel a reaz gant furnez an Trede-Urs, a lavar hon Tad Santel enn he lizer *Auspicato,* war neheud a reolennou e-kever an dra-ma pe an dra-hont, mez muioc'h kalz hervez lezennou an Aviel ne vent, ar re-ma, evit beza kavet re galet gant kristen e-bed. Hag e gwirionez, Reolennou sant Fransès a lavar miret gourc'hemennou Doue ha re an Ilis, choum e peoc'h gant an dud hag hep kemeret netra euz a vadou an nèsa. Difenn a reont kemeret armou, nemet hep-ken evit ar relijion hag ar vro ; lavaret a reont en em wiska deread hag hep lorc'h, beva hep dibri nag efa re, ha pellaat dioc'h ar c'hoariou hag an dansou a gas tud ar bed da goll. »

Kement zo mad da zantelaat an eneou er bed-ma a dle beza tennet diwar an Aviel. An dud santel, ar re ho deus savet Ursiou menec'h ha leanezed, ho deuz holl diazezet ho Ursiou war an Aviel. « Reolennou sant Fransès, eme hon Tad Santel ar Pap enn he Statud *Misericors*

*Dei Filius,* a gas holl war-eeun da viret kement a zo gourc'hemennet d'e-omp gant Jezus-Krist. »
Mez evit miret gwella gourc'hemennou an Aviel eo red d'ar Reolennou e vent great dishevel etre-z-ho, dioc'h ma'z int evit an niver bihan, evel er genta hag enn eil Reolen sant Fransès, pe evit niver braz tud ar bed, evel e Reolen an Trede-Urs. O choum e-kreiz ar bed ha dirag he fallagriez hag he atizou, an hini a zo e Trede-Urs sant Fransès a dle kaout enn he Reolen armou da stourm oc'h ar bed ha d'he drèc'hi, evit heuilla Jezus-Krist.

Gourc'hemennou Doue ha re an Ilis, sètu eno diazez Reolen an Trede-Urs. Gellout lakaat pep kristen da drèc'hi ar bed ne ket evit kuitaat, a zo hep-ken war-zu petra e tenn Reolen an Trede-Urs.

An Aotrou-Doue, krouer ha mestr pep tra a zo dre-ze d'ezhan ar gwir da rei gourc'hemennou d'e-omp. Gant Jezus-Krist ez eo gourc'hemennet d'e-omp gervel Doue, hon Tad, pa hor c'har gant eur garantez ne dosta out-hi karantez an holl galounou tenera ; kement a c'hourc'hemen a zo evit hon eurusted. Dre ze eo e lavar d'eomp hon Aotrou Jezus-Krist: « Ha bez' e fell d'e hoc'h mont d'ar vuez ? Mirit gourc'hemennou Doue. Piou-bennag a

zalc'h da viret holl gourc'hemennou Doue a zo sklear d'ezhan ec'h en em gavo er vuez eüruz da-viken. War an dra-ma lakeomp evez mad eo red miret *holl* gourc'hemennou Doue, rak choum hep miret unan hep-ken anezho a zo mont a enep Doue ha lavaret n'euz ezomm e-bed anezhan. Al labour a ra hep paouez hag heb ehan e-bed enebour braz hon eneou, a zo tenvalaat enn-ho an anaoudègez euz hon deveriou e-kever Doue, hor C'hrouer hag hon Tad ; al labour-ze a zo c'hoaz hor lakaat dindan dalc'h joaiou ar bed, evit n'hor bezo neb aoun da derri gourc'hemennou Doue, war zigarez ho zanva. El labour-ze a ra an ifern d'an eneou, ar bed a zo skoaz hag eil an drouk spered.

Ar bed ! Piou a lavaro niver ar re a zo bet kollet gant-han ? War gement-se, a walc'h eo digas da zonj euz ar mallosiou spountuz a daolaz Jezus-Krist war ar bed : « Ne bedan ket evit ar bed, » eme-z-han, — hag el leac'h all : « Va diskiblien n'int ket euz ar bed, na me ivez n'oun ket euz ar bed. » Ama c'hoaz, klevomp an abostol sant Paol : « N'hor beus ket bet spered ar bed, ar Spered a zo euz a Zoue eo hor beuz bet a-vad ! » Da zivèza, an Abostol muiakaret gant Jezus, sant Jann a lavar d'he dro : « Na garit ket ar bed. » Ha perak eta eo ara-

bad karet ar bed ? « Dre ma 'z eo kement zo er bed drouk ioul ar c'hik, drouk-ioul an daoulagad hag ourgouill ar vuez. » Ar bed a stag ouzomp, dreist-holl, dre an ourgouill, dre an avaristed ha dre he blijaduresiou ; teir vammen ar re-zè a darz hag a strink anezho kant ha kant tra da ziskar an eneou er pec'hed. Teir vammen a skoueriou fall eo ar re-ze a lakeaz Jezus-Krist da lavaret: « Gwaz a-ze, d'ar bed evit he skandaliou ! » Ar bed a zench koulskoude he c'hwall-skoueriou, koulz lavaret e peb oad, da lavaret eo e sench he atizou evit rei dre-z-ho d'an dud leac'h ha tro da bèchi muioc'h hag aliesoc'h. Klevit war gement-se moues kre hon Tad Santel o tiskouez, e nebeud komzou, e pe stad edo ar bed epad an trizekved kantved : « Neuze ar feis kristen a ioa krog dounoc'h ha starloc'h enn eneou eget na d-eo enn hon amzer-ni... Mez an direiz braz a ioa e touez an dud en doa great kalz a c'haou oc'h buez vad ar boblou, ha netra ne voa red kement evel ho distrei d'ar vuezeges kristenn..... Eun niver re vraz a dud a ioa neuze stag oc'h traou ar bed, pe a veve re eaz ho doare e kreiz ar plijadurèsiou. Ar galloud etre daouarn eun nebeud anezho a blege evel sklafed dindan ho zreid ar bobl reuzeudik ha disprizet gant-ho.... Ar

garantes kristen mouget e meur a leac'h a astenne bemdez, dre ar gasouni hag an herez, gwalennou Doue war ar bed ; darn sperejou all a groge tan ar brezel etre ar chèriou tosta hag a lakea an dud d'en em laza etre-z-ho evit an distera tra. »

Setu e pe stad edo ar bed, pa c'hanaz sant Fransès. Ar spered fall-ze euz ar bed a ioa eat da veza ker braz, ma voa leac'h da gaout aoun na deuje gant-han spered an Ilis kenta da vouga er c'halounou. Sant Fransès a falvezaz d'ez-han distrei ar feiz hag ar garantes kristen, evel ma lavarfet d'ho c'havel, d'ar c'hanvedou kenta euz ar relijion gatholik. A eneb brezellou ar broiou hag a-eneb ar c'hasouniou, e savaz breuriesiou da lakaat an dud unvan hag e peoch etre-z-ho evel breudeur ; a-eneb ar brezellou a rea an eil gear d'eben, hag a lakea goad an dud oc'h en em vuntra da redeg ha da rusia ar ruïou sant Fransès, dre he Urs, a lakeaz ne dliet dougenn armou nemet evit difenn an Iliz, ar feiz hag ar vro. He zillad dister, he vevans paour, he iuniou, he binijennou kalet pell dioc'h trouz ar bed a dorraz er c'halounou nerz ar c'hoant ho stage oc'h plijaduresiou ha madou an douar ; o lakaat e voa red klèvet bemdez an oferen, e tigase da zonj euz a amzeriou an Iliz

kenta. Enn amzeriou-ze ar gristenien a ziskenne bemdez dindan an douar, e Roum, evit beza, eno, holl a-unan dirak sakrifiz Oan-Doue, ha kaout,digant-han dre ar gommunion, nerz da c'houzanv ar verzerenti. Dre gementma eo sklear ec'h en em ziframme sant Fransès ha tud he Urs dioc'h ar bed, evel ma ranke an diranted diframm nerzuz ar gristenien dioc'h ar vuez, hep gellout c'hoaz dont a-benn d'ho zrèc'hi. Brema e welomp ar vad a deuaz euz an diframm-ze. Ha perak hirio c'hoaz Reolen an Trede-Urs ne ve-hi ket adarre evit sevel oc'h mor ar bed hag evit trèc'hi ar spered-se, a glask mont e leac'h spered hon Aotrou Jezus-Krist ? «Evel ma'z eo spered (sant Fransès) great, a ve lavaret, evit peb amzer ha pep leac'h, den ebed ne gredo na rafe he Reolennou eur vad vraz d'hon oad-ni ; rak hon amzer, ma sellfet piz, a dosta kals, dre he spered, oc'h amzer sant Fransès. »

Ouspenn zo, eur gouli a zo digor war-n-omp ha ne anaveze ket tud an trizekved kantved petra oa. Ar gouli-ze a zo darn skridou moullet, skridou fall, levriou, kazetennou, feillennou paper, bete zo-ken golo lizeriou, oc'h ampoezouni bemdez an eneou. Ouspenn ar skridou fall-ze moullet evit ober brezel d'ar feiz ha d'ar

vertuz, ez euz skridou all a gaver enn-ho, mesk-e-mesk, meuleudi ar mad hag an droug, evel pa c'hellfe an daou-ma beva e peoc'h an eil gant egile. Ar skridou-ma holl a zo armou kre ar bed ha leun euz he spered direiz ha fallagr.

War gement-ma, ar pez en divije gourc'hemennet sant Fransès enn he reolen, ma vije bet beo enn hon amzer, an Tad Santel ar Pap en deuz great, o lavaret :

« Tud an Trede-Urs ne lèzint ket da vont enn ho ziez levriou ha kazetennou, ne c'hellont nemet noazout oc'h ar vertuz hag oc'h pep mad ; difenn a raint na vent lennet gant den euz ar re a zo dindan-ho. » Nan, nan. Arabad eo beza dinerz na war zaou-hanter dirak an traou fall ! Arabad eo beza e peoc'h gant an drouk ! Tan war-n-han ha pa deufe dindan golo ar vertuz. Jezus-Krist en deuz lavaret : « Ne c'heller servicha daou vestr. » Fall eo digarezi an droug hag ar pèc'hed hag ober an neuz da veza mad ha vertuzuz. Tud an Trede-Urs a dle eta kaout aked da zigèri ho daoulagad evit miret na d-aï morse enn ho ziez skrid fall e-bed, na zo-ken skridou gevier ha pa ve war-n-ho liou ar mad da welet.

Reolen ann Trede-Urs, kresket euz ar pez a

lavar ker fur hon Tad Santel ar Pap, a lakaio ar gristenien he heuillo ha red d'ezho beva er bed, da veva eaz evel pa na vent ket euz ar bed; rak arabad eo ankounac'haat ne bet savet an Trede-Urs gant sant Fransès nemet hep-ken evit ma c'hellje kristenien ar bed stourm outhan hag he drèc'hi. Eun taol lagad war an deveriou a zo lakeat e Reolen sant Franses da dud an Trede-Urs, a zo a-walc'h evit anaout ne d-eont er vreuries-se nemet evit dilèzel ar bed hag hi o veva enn-han. An distag eta etre an dud-se hag ar bed o zo great evit mad, rak ar Reolen-ze a bak enn-hi buez an den beteg ar penn divèza.

Ne ket ar mad-ma nag ar mad-se a rear brema pe a vezo great warc'hoaz eo a lavarer da ober hep-ken, ar vuezegez, eo a lavarer da reiza, hervez spered an Aviel. Dre eno hep-ken emaor enn eur stad euz ar santela zo.

An istor a zesk pa voe embannet induljanz ar Porsionkul, sant Fransès a ioa gant-han enn he zourn eur feillen baper hag ioa skrifet war-n-hi : « *Me a fell d'in ho kas holl d'ar baradoz...* » Ha ne c'hellfet ket ivez sonjal enn Tad Santel ar Pap Leon XIII, ha lakaat enn hor spered e talc'h enn he zourn Reolen Urz ar Binijen, o lavaret d'ar bed katolik: « *Rei a reomp d'e-hoc'h*

*eun doare eaz ha sur da c'hellout paka eur stad a vuez euz ar re zantela ; ia, he rei a reomp d'ehoc'h holl. Rak evit lakaat ar Reolen-ze* ÉAZ *evit an holl gristenien, hon deus soupleat darn euz he gourc'hemennou a ioa diez d'an holl da viret.* »



Kemper, moullet e ti DE KERANGAL, mouller an Eskopti.

